Pôtr Juluen

# Evel ma pardonomp...

Pez-c'hoari en eul l

Savet gant Berta ar Gêr-Neve idreger

REIZET HA LAKET E BREZONEG

Gant Potr Juluen



GUINGAMP

LIBRAIRIE J. SUBERBIE, 34, PLACE DU CENTRE

—

1929

Pôtr Juluen

# Evel ma pardonomp...

Pez-c'hoari en eul lodenn

Savet gant Berta ar Gêr-Nevez, eus Landreger

REIZET HA LAKET E BREZONEG

Gant Potr Juluen



GUINGAMP

LIBRAIRIE J. SUBERBIE, 34, PLACE DU CENTRE

—

1929

# Evel ma pardonomp...

Pez-C'hoari en eul lodenn, savet gant Berta ar GÊR-NEVEZ

## ROLL AR C'HOARIERIEN :

MON, ar vamm goz, 70 vloaz.
MARIVONIG, he merc'h vihan, 18 vloaz.
YANN, he mab bihan (1), 12 vloaz.
SOEZ, ar besketaerez, 65 vloaz.
ANNAIG, 15 vloaz.

(1) Gwiska heman, e bragou-bras ; kalz aezetoc'h e ve, evid eur bôtrezig.

Ar jeu a dremen en eun tammig ti-soul, a us d'an aod, e Bugelez (Perwenan).

Evit c'hoariva, tiegez eur pesketaer. A-dal, eur siminal, hag eur prenestr ; e tu-dehou, eur gwele-kloz hag eur bank-tosel ; e tu-kleiz, eun nor ; e-kreiz eun daol hag eur bank bennak.

---

## KENTA PENNAD

### MON, MARIVONIG, YANN

Môn ha Marivonig o renka tammou lienaj ha dilhad en eur c'hoz koufr e-tu kleiz. — Yann, azezet e-kichen ar siminal, a evesa ouz an tan.

YANN

O ! mamm goz ! ne glevit ket... gwasa ma 'zeo krenv, ha ma yud an avel !

MON

Ya ! ya ! ma fôtr, hen lez da yudal ar pez a garo, an avel... Hon zud ni n'emaint ken e riskl, breman. Gounezet o deus ar baradoz. Aet int pell'zo, gant ar mor, d'ar bed all. Doue d'o fardono !

YANN

Gwir eo, mamm goz, met ar re all... Ar re 'zo êt da besketa, pe ar re a zo o redek ar moriou, a zo 'velkent e riskl o buhez. Gant eun avelaj evel ma ra, ar mor a dle beza gwall dichadennet, breman.

MON

Bah ! da pephini e chans pe e zrouk-chans ! Daoust haghen ne vefe ket reuzeudik awalc'h hon buhez ni evel se ! Hag ez afemp-ni da gemer kement-se a drubuilh gant an dud all ! Pa oamp ni ker glac'haret, daoubleget dindan ar walenn a gastiz, piou en doa truez ouzimp ?... Den ebet !... Renkout a raemp ruza anezi koulskoude, en eur skuilha daerou, e kuz, ha dougen hon bec'h a boan-spered hag a c'hlac'har, hon unan : te, ma fôtr bihan, ha Marivonig ha me. Den na selle ouzimp.

MARIVONIG

(En eur rei, eun tamm koz dilhad bennak d'he mamm goz).

Setu aman, mamm-goz... ma lostenn d'ar sul, hag an diou linsel diweza a chom ganimp.

MON, ouz o c'hemer

Petra ! N' eus mann ebet ken ?!...

(Marivonig en eur derc'hel da gempenn an treou er c'houfr, a ro da c'houvezout, gant he fenn, n' eus ken netra.)

Alo 'ta... neuze ez eo goullo. Hag ar prez a zo goullo ivez. Arôk pell amzer aman, e vo kont evel-se ivez gant an ti-man.

MARIVONIG, en eur vont, karantezus, juntret he daouarn ganti e-trezek Môn

Mammig koz kaez !... Mammig koz kaez ! da betra d'eoc'h 'ta kemer kement a zisplijadur, hag a boan-spered !?

MON

O ! ma flac'hig ! re yaouank ez out c'hoaz, evit kompren... met me !... Aman ez oun bet ken evrus epad keit all a vloaveziou !... ha ker malevrus ivez, siouaz ! abaoe ma 'z omp manet hon unanik... me, ho mamm-goz... bremaïk o vont gant Doue, ha c'houi paour kaez bugale.

MARIVONIG

Nag a boan... nag a nec'hamant... nag a drubuilh n'hoc'h eus ket bet ganimp mamm goz ! hag evit derc'hel d'imp eun tamm bara !

MON

N'em eus ket bet awalc'h c'hoaz, ma flac'h, pa 'z eo gwir n'em eus ket gallet paea ma Gouel-Mikel... hag hon taoler ermaez ac'han, hep lezel ganimp soken eur pennadig amzer da sellout e pelec'h trei... Ha koulskoude, ma Doue ! ez omp tud a fæson a gredan... (*hag hi, evel mantret*). Ha setu

petra a c'hoarvez ganimp breman, goude beza labouret ha poaniet kement, e pad hon buhez !... E talveze a boan sur !

Azeza 'ra war ar bank-tosel.

MARIVONIG, gant teneredigez, hag evel en eur ouela.

O, mamm goz !

MON, en eur lakât d'ezi he dorn war he diouskoaz

Na ouel ket, ma flac'h bihan... Skuilha daerou ! Ze 'zo mat evid ar vugale vihan-vihan, hag evid ar c'hoz gwrac'hed koz eveldoun-me. Sell ouz ma diouchod krok da 'n em dastum... Krizet ha gwennet ar c'hroc'hen anezo evel c'houezïgell yalc'h-vutun da dad koz... Met da re-te, henvel beo ouz diouchod eun aelig-Doue, e vefe eun druez gwelout an daerou o pizenna warnezo takenn-ha-takenn... Ha neuze petra 'servij d'it !... Ma zammig kalon a zo 'n em staget ouz ar mogeriou-man, evel an iliou ouz penn an ti, aze ; ha pa c'hoantaer hen diframma, e teu raktal da wenvi ha da vervel... Met, te, a zo c'hoaz o tont er bed, hag hent ar vuhez a zo digor frank dirazout, evit gallout mont da glask da dammig chans elec'h ma plijo d'it. Nemet an eur a walleur a 'n em gavfe ganit, ec'h eus hiroc'h hent da gerzout eget mac'h eus graet betek breman. Bez fizianz eta, ma flac'hig, na ouel ket, eun deiz, e vi evurus, mar bez bolantez Doue, pa lavaran d'it.

MARIVONIG

C'houi a lavar, mamm goz !... Ha koulskoude, Janned ar C'hastel-Meur, hon itron, ma dije bet ar vadelez da c'hortoz, eur pennadig c'hoaz, ganimp... A-benn an Nedeleg kenta em bo echu da zeski gwriât, hag e c'hounezin neuze ma boued, ha ma dek kwenneg, bemdez ; ha Yann ac'h ay da vous, gant ar c'habiten Kabon, pa vo tremenet ar goanv.

YANN, en eur dostât

Hag e c'hounezin eun dornad mat a arc'hant, mamm goz !

MON

Paourkaez bihan !... Mervel a rin gant ar glac'har, ma renkez kuitât... *(en eur heja he fenn)* ne oar den, war an tamm douar-man, petra a dle arruout gantan. Hag eus ar re a ya da redek ar moriou, na ped ne distrôont kammed d'ar gêr !

YANN

Lakât a ri eur c'hantol-goulou-koar dirak skeudenn Sant Erwan, da baeron, ne kuita, Marivonig ? Hag e weli hag hen ne zistroin ket d'ar gêr... O, a-dra-sur, eun tamm goueladenn a ri pa'z in arôk ; met pa zistroo ar goelettinier eus an Island, e teuy, kuita, d'am gortoz du-hont, war an uhel e-kichen Itron Varia Kelou-mat e Pennpoull.

MARIVONIG, mantret he c'halon

Bep bloaz e ya goelettinier ha martoloded d'an Island pe d'an Douar-Nevez, ha bep bloaz, pa vez graet ar gont anezo, pa arruont, e vank, siouaz, unan bennak.

YANN

Ha goude eun nebeut blaveziou tremenet ganin o pesketa morued, ez in da ober ma servij war ar mor. Beza martolod-servij ! Mont da dremen miziou war listri-brezel, e moriou an estranjour, na pebez dudi evid eur pôtr yaouank ! Mont d'ar Chin ha d'ar Japan broiou ker kaer hervez... e gever enno, marc'had mat, a bep seurt danvez seiz. Degas a rin d'eoc'h, mamm goz. Hag en Inizi ta ! Du-hont, e broiou ar Vorianed, ker kaer ar maeziou enno ! ha karget a bep seurt freuz dousoc'h eget ar mel d'ar genou ! na pebez plijadur n'am bo ket o kinnig d'eoc'h, pa zistrôin, tra pe dra eus an treou kaer a gever er vroiou ze !... Sed, mamm goz, degas a rin d'eoc'h evned a bep seurt liou, re vihan, re vras, evel n'eus ket er vro-man. Petra degasin d'eoc'h c'hoaz ?... Ac'ha !... Asiedou ha skudellou bihan ker sklêr ha ker sklêr ma c'heller kemer an tamm anezo, e pri-gwer koulskoude, da ober lunedou a-liou, da lakât war beg ar fri.

MARIVONIG en eur diskouez eur c'hogn eus an ti

Ya ! evel ar re a oa aze, el listrier, d'ar c'houlz ma oamp bihan-bihan c'hoaz.

YANN

Evel ma lavarez Marivonig,... ha c'hoaz e oant deut gant ma zad pa zistrôas, ar wech diweza, eus an Tonkin.

MON

Ya ! ya ! bugale ar wirionez a zo ganeoc'h, met renket hon deus bet o gwerza, listrier hag all, evit kavout eun tamm bara da zibri, breman a zo eun nebeut bloaveziou, pa deuas ar c'hlenved-tomm hag ar maro d'e heul, da gas gantan, goût a ouzoc'h piou. A ! goût a reot eun dro bennak, bugale... divezatoc'h, penôs, pa ne vez ket ledan ar choug, e teu abred ar c'hlenved hag ar maro a-benn da gas ar stal da stalig hag ar stalig da netra. An hini a renk lemel hep lakât, e ya abret da esk e yalc'had.

YANN, gand tristidigez

Evel ma lavaret, mamm goz, met re yaouank e oan neuze evit kompren an treou ze... Ha koulskoude, sonj mat am eus da welout an dud, o ouela aman eun devez, dirak eur gwele kaer-gwerniset e gwenn... ha goude... ha goude... ne velis den ebet ken e-dro d'in, nemetoc'h, mamm goz... ha ma c'hoar, Marivonig !

MON, evel an daerou 'n he daoulagad

Ya, ma fôtr bihan, « ar bed a dro hag ar maro a sko ». Aet int holl dirak

Doue ! Dec'h e oa o zro, ha warc'hoaz, e vo hon hini... An amzer a deu, hag an ankou a zo kriz ha didruez. Met da betra sonjal, kement-se, en amzer dremenet !... « Pa vez glac'haret an den, eo kouls d'ezan kana eget gouela » ...Lezomp an treou ze a gostez breman... ha deuit, sed, da zibri ho skudellad soub... Arru eo diwezat anezi, tremenet eo koulz koan, (*Hag e ya môn da gichen an oaled, da drempa ar soubenn*) ha bremaïk e vo poent d'imp mont da gousket !

MARIVONIG

Ya ! mamm goz ! met gant an avelaj-man,... dirollet eo an amzer,... n'allfomp ket serri eul lagad.

MON

Bah !... n' hon deus den, ni, er-maez... hag ez afemp da gemer kement-se a boan-spered !

YANN, tostaet ouz ar prenestr a sell er-mez

O, evit me, n'am eus ket aoun da-vihana... ha pa glevan ar mor o c'hoari e benn hag o trouzal, evel ma ra breman, e kav d'in e klevan e vouez ouz ma gervel, evel ma zad koz gwechall... n' hoc'h eus ket a sonj,... en noz ma savetaas lestr tri-gwern an Hollandiz.

MON, gant eus

O ! ro peoc'h !... Yann !... ro peoc'h !... diwezatoc'h ez i, met hirio !... petra sonjez ?... re yaouank,... re yaouank... Eur gwaz 'out memez tra, Yann, ma fôtr bihan... Doue d'az pennigo ! ha da skuilha e vennoz warnoc'h ho taou !... Sed, deuit breman, aman, da gichen an tan, da zibri ho tamm soub.

MARIVONIG ha YANN, en eur dostât

Trugarez !... Bennoz Doue d'eoc'h mamm goz !

MARIVONIG

Ha c'houi, mamm goz, ne debrot tamm ebet ?...

MON, en eur vont da gichen ar c'houfr

Bremaïk ! e kavin gwelloc'h ma boued, p'am bo echu ma labour... Ha neuze, evid ar c'heit e vin e-dro d'ar pakadennou-man !... N'eo ket ar pez a zo anezo !... Pipi Varkêr a dle dont aman gant e garr... Met n'eo ket an tammouigou treou a zo aman a lako kement-se e warc'h Moji da c'houeza.

---

# IIet PENNAD

## AR MEMEZ RE, SOEZ

En eur dont en ti, gant he baz, en eur jilgammat, war he brec'h ganti eur banerad meskl, goloet a vezin.

Arru e oan, Môn... eun tammig diwezat marteze... met an amzer a zo ker fall... (*en eur sellout ouz ar vugale*) Aze oac'h ivez, bugale ?

MARIVONIG ha YANN

Ya ! tintin Soëz.

MON, en eur sacha ar bank

Azezit aman, Soëz, evid ober eun diskuiz.

SOEZ, en eur azeza

Na pebez amzer !... Dichadennet krak eo an avel. Ne bad den er-maez... hag ar mor 'zo fuloret !! Hag e vefe an diaoul hag e bevar o redek, aze, hag o youc'hal, war an aod, ne vefe ket muioc'h a drouz gantan.

MON

Hag ez eo êt an holl bigi er-maez !!

SOEZ

Petra 'servij d'it, Môn !... Er beure-man abred, e zo bet kelou, e oa eun taolad-meilhed, en dounvor, e-tre ar Jentilez hag an Dreoger, ha goût a rez kerkouls ha me, pa vez eur gwenneg bennak da c'hounit, ar besketaerien ne sellont ket ker berr-se, ha kentoc'h eget tremen, en em lakont aliës e riskl o buhez... ha neuze, an hini ne riskl netra, na koll na gounit ne ra.

MARIVONIG

An amzer a oa brao er beure-man koulskoude.

SOEZ, en eur sevel he diouskoaz

Brao an amzer !... Brao an amzer !... Ya, da welout... met me a ouie mat e vije bet deut abret da drenka, pe da gorboni... Pa doull ar c'houmoull d'ar sav-heol, e vezont o c'houll glao, ha pa c'houez an tan er fornigell, evel er beure-man, e vez seblant avel, hag e teu an amzer peurvuia da 'n em dichadenna.

YANN

Fanch, al loman-aocher... koulskoude...

SOEZ, o chanch kaoz a greiz-holl

Al loman-aocher !... ro peoc'h d'in !... eur genaouek !... Ha n'eo ket hennez a deuy c'hoaz d'ober skol d'in me, na kalz a re all eveltan !... Hag e vezont o lavarout a-leiz o genou... Soëz koz !... Soëz koz !... eur sorserez !... o jorda bemdez emezi, ar yer, ar saoud, ar c'hezeg, betek ar moc'h soken... ha gallout awalc'h d'ezi, a lavar, da chanch tu d'an amzer, dre « Orezon »... Gevier ! gevier !... Daoust haghen ne vefen-me ket eur gristenez vat, eur plac'h a feiz... n' o deus ken nemet mont da c'houll digant an Aotrou , person, hag e welint... Hag o deus c'hoant da rei da gredi, em befe graet marc'had gant Paolig !... (*en eur sevel*). Abaoe an amzer ez oun-me o sellout ouz an oabl, an heol, al loar hag ar stered, hag o welout ar seblant mat pe fall a ra an amzer, diouz ma tro an avel, em eus desket eun dra bennak, moarvat !... Hag evit klevout pôtred o chaokât o genou, ha merc'hed o klakenni, ne ran ket, me, kalz a van. Me ne n' oun ket ker sod ha ma sonj da galz...

YANN

Nann, nann, Soëz koz... ha neuze gwellet hoc'h eus an amzer dirollet, ouspenn eur wech, a-us d'ho penn.

SOEZ

Ma lavarfes ouspenn kant kwech, ma fôtr, ne lavarfes ket a c'hevier... Hag ar gwall amzer e teue an ankou siouaz alïes gantan... Na ped eus ma zud n'int ket bet lonket gant ar mor, ha ne deuy biken o c'horf da gousket e douar benniget ! (*ober a ra sin ar groaz*). Doue d'o fardono ! !

MON, en eur ober sin ar groaz

Doue d'o fardonno ! !

MARIVONIG

Paourkaez tud !... ar walenn a gastiz !

SOEZ, o azeza

Pa ya, eur c'hrennard bennak da vous, e oar mat, e c'hall, siouaz, kement-se arruout gantan.

YANN

Ya, gwir eo, met ze ne c'harz ket ar mousig bihan da vont war ar mor.

SOEZ

E feiz nann !... Hounnez eo buhez an dud-a-vor.

YANN, en eur dont da azeza dirazi

Ha n'eus ket kaeroc'h micher eget ar vicher a vartolod.

SOEZ

Eno, eman an dalc'h, ma fôtr !... Ha ker gwir 'eo ar pez a lavaret ma tibabas, Hon Salver, e ebestel, e-touez ar besketaerien, ha c'hoaz ne oant nemet pesketaerien dour dous... Moarvat, ne oa ket re all en e vro... Anez ! !

MON, en eur dostât ouz Soëz

Hag ar bigi... n'int ket holl distro ?

SOEZ

Evel ma vijent, Môn, rak hervez ma lavarer, ez int bet gwelet o vont da glask ar gwasked e-trezek ar Porz-Gwenn. Unan dioute, koulskoude... hini mab Job ar Barzig, eus Kastel-Meur... ha c'hoaz e tle mont da vedesin...

MON, strafuilhet gant ar c'hoant klevout

Petra ?... Petra ?... Bag Yfig ?

SOEZ

Alô ! Môn ! Da betra d'it en em jala kement-se ? Ker mesket e oa ar bigi an eil gant heben,... hag arru e oa serr-noz, ma n' eus ket bet gallet o anavezout holl marteze... Piou a oar ?... Marteze eman gant ar re all !

MON, gant tristidigez

Mab Job ar Barzig !... Met, ha forz a ra d'in me, p' eman e vagig e-touez ar re-all, pe n'eman ket ! pe e c'hello mont e span, fenoz, pe n'allo ket !... Ni, bepred, n'hon devo repu ebet warc'hoaz... (*Môn o taeraat*) Hag ez eo e vamm, n'ouzout ket, Soëz... hon daol er-maez ac'han !...

SOEZ, en eur sevel hag o vont d'he chic'hen

Ya ! hen goût a ran, awalc'h ; hag ez eo abalamour da ze ez oun deut, aman e ti, en eur dremen, evit lavarout d'it penôs, vel ma c'houzout, n' em eus nemet eun tammig koz lochenn, paour awalc'h. Met ma rafe plijadur d'it degas da dammou treou du-man, ha dont da loja d'am c'hlotenn (*en eur diskouez an daou bugel*) gant an daou baourkaez-man, ken ez po kavet elec'h-all...

MON, en eur starda d'ezi he daouarn, gant esmae

Mil trugarez, bennôs Doue d'it. Soëz !

Diouz red, e c'halfe beza graet eur spanaënn, aman, kement hag hirât ar « jeu ».

SOEZ, en eur lakât da Vôn, he dorn war he skoaz

Red mat eo e vefe kollet awalc'h da benn ganit, Môn, evit kemer kement-se a drubuilh. Ma talc'hez da vont war an tu-ze ez ay abretoc'h eget koulz, da sac'had eskern d'ober sukr d'an Normandi.

MON

An torgosou derv ne vezont ket treuzplantet evel se diwar an eil kleûn war egile, Soëz. Aman e vije bet dleet d'in gallout mervel, en ti-man, elec'h ma 'z int bet marvet, ma zud, ha ma zud koz, arôk d'in, nemet *(tostaat a ra ouz ar prenestr)* ar re a zo oc'h ober o c'housk diweza du-hont en dounvor, an tonniou, an eil warlerc'h heben, o kana, noz-ha-deiz al « Libera » a-us d'o bez. Ha c'hoaz ne ehanint ket gant o c'hân klemmus, e-keit ma vo ar bed en e sav.

SOEZ, en eur dostât ivez ouz ar prenestr

Ya ! met n'eo ket kana a ra hepken ar mor, fenoz, al loen a zo anezan ! N'hen glevez ket, o youc'hal hag o skrijal dindan an avel-foll, o torbilat d'ezan e choug.

MARIVONIG, o tostât

Mamm goz, well eo d'imp dibri hon c'hoan, hon soub a ya da veza yen... Ne glevit ket, Soëz, eur bannac'hig soubenn ne rafe ket a zroug d'eoc'h, kuita... Ez an da drempa eun tammig d'eoc'h. Tremenet eo koulz koan, ha pa ver bet, eveldoc'h, o lammat diwar an eil roc'h war heben, hed-ha-hed an aod, dindan eun amzer evel houman, eur bannac'h soubenn domm a ra vad d'ar galon.

SOEZ

Ac'hanta ya ! pôtrezig... mat eo d'in... gant ma ne gemerin ket lod ar re all.

MARIVONIG, en eur lakaat eur skudellad war an daol

Petra lavaret, Soëz ?... Piou a dle dont aman, c'hoaz, fenoz ? Den ebet.,.Ha neuze na ped kwech n'em eus ket klevet mamm goz o lavarout : « Mat eo rei d'ar paour betek an tamm diouz ar genou » kuita, mamm goz ! ha « well eo ranna etre dek, eget lezel unan hep »... « aluzenn diwar aluzenn a laka an Aotrou Doue da ober eur c'hoarzadenn ».

SOEZ, en eur vont da azeza ouz taol, hag en eur lakât he faner warni. — Marivonig ha Yann a ya ivez ez eeün d'ezi

Alo, d'eomp d'ezi, neuze 'ta... rak, evit lavarout ar wirionez, prest 'oun da vervel gant an naon... Ha biskoaz n'em eus sellet a-gorn ouz eun tamm soubkevalenn, evel houman... Abaoe ar beure-man, e oan o veskla, ha n'em eus ket bet an distera tamm kreün da lakât dindan ma dent.

Ober a ra Soëz he c'haoz en eur dibri. — Môn, azezet e-kichen an-oâled, a c'harz an tan a vervel.

YANN

Hag e pelec'h 'hoc'h bet o veskla, Soëz ?... lavaret ho poa d'in, e vijen êt ganeoc'h.

SOEZ, en eur diskoez he meskl

Du-hont endro d'a Vugelez, Sell outo, hag e weli... ar re-man a zo meskl

kaer... n'int na re vras, na re vihan... met n'eus ket gwelloc'h egeto. Ar Sentenn, ne vez ganti kammed nemet tammou koz-treou (1), hanter-voued enno, hag e chomont an hanter-'n'amzer war he c'horf ganti. Met ar meskl-man, o anavezout a ran mat, a dle beza leun a voued. Ha warc'hoaz, mar bez bolantez Doue, e kavin, aezet, gwerz d'ezo... Hag em boa lavaret d'it, e vijes deut ganin !

YANN

Ya ! velkent, Soëz ! Petra, n' hoc'h eus ket a sonj ?...

SOEZ

E feiz, nann, sur !... Met ne golli ket evit gortoz. N'eo ket deut an holl veskl ganin hirio, eus an aod... N'eo ket meskl a vank du-hont war ar reier. Warc'hoaz pe e de-warlerc'h e vo bravoc'h an amzer marteze, hag e teui neuze ganin. Hirio eo bet re divalo, memez tra, ha ma vijes deut d'an aod, ez pije tapet klenved, kê da c'hoût. Yaouankik ez out c'hoaz evit mont da veskla dindan an holl amzer. Ze'zo mat evid eur rederez-an-aod eveldoun-me. Me 'zo kustum... ha ne ran ket muioc'h a van, nag ouz avel, nag ouz glao, eget kastel-an-Taro ouz eun taol aval poaz.

YANN

Gwir eo, Soëz ; hag evel ma lavaret, n'eo ket eur pardon beza o veskla, dindan eun amzer evel ma ra. Hag e Bugelez, du-hont, e tle beza ker rust ar mor breman, hag e dro d'ar Jentilez.

SOEZ

Hag e dro d'ar Jentilez ! Damdost da vihana. Pa vez an taoliou-mor o frega du-hont war ar reier, e seblant o defe c'hoant d'o zibrada, ac'hano, an eil warlec'h egile, evid o lonka.

YANN

N'eo ket dre eno, 'n eun tu bennak, e savetaas, ma zad koz, ar vartoloded Hollandad, eun devez ma oa foll an amzer evel-hen ?

SOEZ

Nann !... eun tammig pelloc'h, ma fôtr... er c'hostez all da Daveeg, warzu ar Jentilez, e oa, du-hont, ez-eëun da Berroz...

MON, en eur gomz ganti hec'h-unan

Eun devez evel heman, e lavaran-me ivez ! Ne oa ket !... A dra sur, ne oa ket brao beza er-maez e deiz-se, pell ac'hano... met aman da vihana n'e oa ket kement a zienez evel e deiz a hirio ! na kement a drubuilh, na kement a c'hlac'har !

(1) Dastumet ganti n'ouzon ket pelec'h.

SOEZ, da vôn

Ya, gallout a rez lavarout, hardiz, ne oa ket brao an amzer e deiz-se ; sonj mat am eus. Nann ! nann ! biskoaz, 'n em buhez, n' em eus gwelet gwasoc'h deiz !

YANN

Ac'hanta, Soëz, penôs e oa bet kont ? Lavarit dimp, mar plij.

SOEZ, o tibri he skudellad, hag en eur ehana gwech ha gwechall, evit konta hec'h istor

Setu aman... E-kerz reversi miz Meurz, e oa bepret, m' em eus sonj... breman a zo... (*goude eur pôz*) 37 vloaz bennak... Neuze e oan eun tamm yaouankoc'h, bugale, ha ne oa ket ker brevet ma zammig korf ha ma 'z eo breman... aet e oa an holl bagou er-maez evel hirio. Ma zad, Doue d'hen pardono, a oa neuze seizet awalc'h, rak torret en devoa bet e c'harr en eur goueza eus beg gwern-vizan eur goelettenn o tont eus an Douar-Nevez... Ma zad a lavaras d'in, eta, evel ma 'z eus bet lavaret er beure-man, d'ar re a zo aet, hirio, da besketa : « N'ouzon ket evit petra, o deus kredet mont er-maez, ar besketaerien... red mat eo d'ezo beza sod... Aoun kaer am eus n'o defe ket ker brao amzer e-berr. Keuz a devo, a gredan, diouz ma 'n em gavo gante. Ha « keuz arôk ma ne vez ket, keuz warlerc'h ne dalv ket »

MON

Ar re du-man a oa, ivez, Soëz... an tad hag e daou vab-hena.

SOEZ

Hag evel m'en doa lavaret, ma zad, gwall dïaes e oa bet d'ezo distrei d'ar gêr... hag ar besketaerien, o fenn e gouez, a grozmole, hag a doue... rak tro c'houllo o doa graet... pesk ebet n'o doa tapet... ha gleb-dour-teilh e oant. An avel a oa kalz re grenv, ha glao a rae ken a rae. Ha daoust m'o doa renket sacha ha sacha war o roenvou, evit tapout beteg ar Porz-Gwenn, rak eno o doa renket mont da glask repu, ne oant ket bet evit tomma d'ezo, hag e krenen holl evel ken alïes a varr-deilhou, ma vije klevet o dent o strakal en o genou... Honnez a oa bet eur gudenn da zibuni, me lavar d'eoc'h... Hag an noz a oa tenval-sac'h. Hag e lavarer c'hoaz e vez graet an taoliou kaer, e noz ! E noz-ze, bepret, ar re o doa tapet douari, e oa kouezet holl o meud en o dorn... ya, ar re o doa gallet sacha o c'hroc'hen ganto, rak... P'o doa gall et 'n em gonta, eur vag, siouaz, a oa chomet e dilerc'h.

MON

Ya... hini pôtr Fantig-Katel...

SOEZ

Ya, evel ma lavarez, Môn... Hag e lavarent etre-zo : « Red mat eo da unan

bennak mont da welout e pelec'h ez' int manet... Red eo mont... n'eus ket da lavarout nann... »

Met piou a yeje ! Den ne lavare : « Me' c'hay »... O, gaou a larfen, ma rofen d'eoc'h da gredi, e oant, holl, tud aônik... Ne oant ket, pell ac'hano ! Met ken trempet e oant bet holl, gant ar glao... hag ar yenienn en doa ken kroget en o izili, ma oant holl prest da vervel gant ar riou.

YANN, o kaout hir ar gaoz

Ha neuze, Soëz ? Hastit buan !... hastit buan !...

SOEZ, a zebr loaiadou, eur wech an amzer

Ha neuze !?... Ac'hanta, ya !... Gortoz, eur pennadig, yann ! Moarvat, ne dan ket da vouga, gant ma skudellad soub, evit ober plijadur d'it... Neuze 'ta Yann Gerdu, da dad koz, a savas e vouez, hag a lavaras evel-hen : « Alo, pôtred p' eman d'ober eman d'ober... ha dioustu... ha n'eo ket warc'hoaz... Hag hen, en e vag... ar gwella hini a oa anezo... lemm he fenn arôk, ma troc'he an taoliou, evel netra... ha, gantan, daou pe tri besketaer all, goude beza kemeret peb a hanter-porsion... Ne oa ket re evit tomma d'ezo, eun tammig.

MON

Nann ! Nann ! Soëz... ha neuze, gounezet mat o doa o zakenn... Hag o dije bet, evid eur wech, eur banac'hig e-tu-hont d'o c'hont, ne oa mann da lavarout !

SOEZ

Nann, 'velkent, memez-tra ! Môn !... Ha setu, eun eur bennak goude, pe war dro, distro ar bôtred... bag Pôtr Fantig a oa bet savetaet ha kement hini a oa en he bourz. E tu all da Weltaz he devoa renket eoria. Hag int holl, d'ar gêr, da glask o c'hoan... ne oa ket re abret.

YANN

Ha lestr ar Hollandiz ?...

SOEZ

Arsa ! ma mabig, n'out ket evit gortoz !... N'omp ket bravoc'h, aman, eget er maez, erru an noz anezi... dindan an avel hag ar glao. Ar mor, klevit, ne ra van ebet, o welout tud o kemer kement-se a boan. Pa vez fall ar mor en deve naon, peurvuia, ivez. Hag henvel ouz eur bleiz kounaret, ne glask nemet lonka. Bigi, gobiri, biskinennou, goelettinier, taer-gwerniou, mat e vezont holl d'ezan, ne sell ket ker berr-se, al loen a zo anezan... Ac'hanta, a-boan ma oa da vag Pôtr Fontig beza erru er porz, ma n' em gavas, hag hen berr warnan, letanant ar valtouterien, da lavarout ez oa eun taer-gwern hollandad, en argoll, war-zu ar Jentilez.

MON

Ya ! Gwir 'eo, Soëz ! Ac'han e veze gwelet o c'houll sikour ; ma lavaras Kerdu d'in : « Setu aze, eun tamm labour d'imp c'hoaz. »

MARIVONIG

O, ma Doue ! Ma Doue !... Hag en eur a ren, e zo c'hoaz, du-hont, marteze... eur paour kaez bennak e-riskl e vuhez !

SOEZ

O, ma Doue, ya ! an dra ze a c'hallfe beza !... Hag e oamp êt holl, war an uhel du-hont, da welout... Hag e laremp an eil d'egile : « E ya da veza bruzunet du-hont war ar reier, evel eur bluskenn-wi... ha pephini a lavare e dra, evel e dez ma oa manet bag Pôtr Fantig... e oa dleet mont da rei sikour d'an Hollandiz. Kement den a oa eno a finwe teod pe ezel, evel Katel... dilu mat o lanchenn, met o diouhar hervez, a oa morzet outo, hag o zreid, evel peg ouz al lanneg, rak ne yeas den pelloc'h. Gwir eo n' eus ket eun digarez hag a vankfe da didalvez... Fanch an Toullek, al levier koz, en defe 100 vloaz bennak, breman, a lavare : « Ma vijen bet yaouankoc'h ! » Tual ar Gall, hen, a heje e benn : « Nann, nann, emezan, arôk m'arrufomp a-hont, gant eun amzer evel ma ra, e vo peur gollet al lestr-ze ! » Ha Pipi Drogez, eul luron, koulskoude, a oa e deiz-se, ken nec'het hag ar re all : « Da betra, emezan, riskla ar vuhez, evid aesa savetei hini tud all, pa ver sur d'ober tro c'houllo. »

YANN

Ha ma zad koz, Soëz, petra lavaras, hen ?

MON. en eur sevel

Da dad koz, ma fôtr bihan, a adlakas, dioustu, e « suroa », a boan ma oa d'ezan beza hen lamet, hag a lavaras, kuit da ober kement-se a chare : « Ez an da vont, me, ha ma tistrôan, e kasin eur c'hantol-goulou-koar da Sant Erwan venniget. » Hag e lavaras, neuze, d'e daou vab hena, a oa, eveldoc'h, ouz an daol, aze, o tibri o soub : « Alo ! potred, goude e peurdebrimp hon zamm boued ». Hag int ha mont arôk o zri.. En eur dremen dre al lanneg, ma oa eno ar re all, gant o c'haoz, digor o genou ganto, o sellout ouz al lestr o oueledi, e lavaras Kerdu d'ezo : « Ac'hanta, pôtred, petra ! Aze e chomot... Well eo d'eoc'h dont da rei d'imp eun tamm sikour. » Ha da dad koz a dibabas c'houec'h, ar re wella, eus an ugent bennak a 'n em ginnigas, neuze... Ha ! ma zud kaez ! n' eo ket en aner, e lavare ar re goz :

« Gwrage martoloded, gwrage pesketaerien
« A zizec'h diouz o sav, gant glac'har hag anken. »

E deiz-se, e oamp, ni, etrezomp merc'hed, kalz muioc'h trubuilhet hon spered eget hini hon fôtred... Ouz o gwelout o vont, a-dra-sur, da goll o

buhez... Ha ! sed, kaout a ra d'in, e oa kalz garvoc'h an amzer, e deiz-se, eget fenoz !

SOEZ

Ya, met e deiz-se, moarvat, Môn, e oa ar mor gant da re... Selaou, ervat, Môn, 'n hen glevez ket ?... me gred e tle beza gwall fuloret fenoz ivez !...

---

## IIIet PENNAD

AR MEMEZ RE, ANNAIG

ANNAIG, en eur arruout, berr-kaer warni

Môn ! Môn ! Ma zad koz, en deus lavaret d'in dont, buan, aman !...

SOEZ

Ya, gwelout a ran ec'h eus redet, Annaïg, rak berr-kaer 'eo warnout.

ANNAIG

Lavaret en deus d'in : « Kerz, kerz buan, ha diwall mat da chom da sellout »... hag ez oun deut d'ar red, d'ar red, d'ar red. Soken en eur sevel ar c'hra, aze d'an traou... rak tremen poent 'eo.

MON

Mar deo tremen poent, lavar d'imp, eun dra bennak, neuze, buan !

ANNAIG

Setu aman :... Bag, mab Job ar Barzig a zo o vont da goll du-hont, e tu all da Ilieg, war ar reier. Diwar an dosenn, e vez gwelet...

MON, a vouez izel

Yfig !!!... (*a vouez uhel, neuze.*) Ha petra a c'hallan-me ober evitan... me !!

ANNAIG

Muioc'h eget ne sonjet, Môn ! Ma zad koz a lavar, ne oar Yfig netra eus ar mor... n'anavez ket an aod, na dreist-holl an darempred, dre eno, e-touez ar reier,... biken, emezan, ne deuy a-benn da 'n em dibab ac'hano, anezan e-unan.

MON

Ha-neuze ?

ANNAIG

Ha neuze ! !... goût mat a ret, koulskoude, ez eo êt an holl bigi er-maez, er beure-man, hag o deus renket, gant an amzer fall a ra, mont da glask goudor e-trezek ar Porz-Gwenn, ha n'eus distro hini ebet c'hoaz aman...hini ebet...

MON

Waz a ze !... Met petra a fell d'ezan a rafen-me... da dad koz ?

SOEZ, en eur sevel

Daoust ha me a 'n em dromplfen... me...! Ne gredan ket ! Eun tamm c'hoant en deus, ar pôtr koz, moarvat, da vont da rei eun taol skoaz d'ezan ! Daoust d'e oad, ma ne deo ket re serz ken war e ziouhar, e ziouvrec'h a zo gwevn bepret, ha mar deus unan, o anavezout an aod, dre aze ha kement toull fall a zo ennan, ez eo da dad koz, Annaïg... Etre Briat hag ar Jentilez, etre an Hern hag an Dreoger, e teufe hag ez afe, kerkouls e noz hag e deiz... Ha n'eus den nemetan, dre aze. Piou a c'hey, ma n'en da ket... ar besketaerien all a zo breman, er Porz-Gwenn du-hont, hag ar re ne d'int ket ét er maez, a zo êt da glevout us o c'helou. Ha n'eus bag ebet dre aze nemet koz hini Kerdu, Ar Varivôn ; Hag Annaïk a zo deut aman eus perz he zad koz, me 'gred, da glask he stur hag he roenvou. N'eo ket gwir, Annaïg ?

ANNAIG

Eo, krak, evel-se, Soëz... En ano Doue, Môn bezit eta ar vadelez d'o rei, d'in dioustu, m' o c'hasin d'am zad koz, rak lavaret en deus d'in, hasta buan.

SOEZ, en eur vont e trezek ar c'horn-ti, en em gav ennan ar roenvou hag ar stur. — Marivonig ha Yann a dosta ivez

Ez an, me, da gas an treou-man d'eoc'h, rak c'houi etrezoc'h a zo re wag c'hoaz, evit dougen treou ker pounner-man, ho c'hunan, ha koulskoude, mar karit e root dorn d'in eun tammig.

MON, en eur vont dirazi, hag ouz he c'harz da vont arôk, evel droug enni

Lezit an treou ze, aze, Soëz... ac'han, da warc'hoaz... Piou 'zo mestr aman, hirio c'hoaz, ma n'eo ket me.

SOEZ, en eur boueza peb gir

Petra ! n'hoc'h eus ket komprenet mat, Môn ? ! e zo a-hont, eur paourkaez den e-riskl e vuhez... o vont da goll... hag e c'hallfed hen savetei !...

MON

Eo ! met an den se' eo mab Janned ar C'hastell-Meur, gwreg Job ar Barzig, hag an itron vrao-ze 'deus graet d'in kement a zroug ! Kement a zroug !... ma ne rin mann eviti !... nann ! mann ebet ! ne glevet ket, Soëz !...

SOEZ

O, Môn ! Petra lavarez !

MON, gant kasoni

Nann ! n'ouzout ket, te, petra e c'hall eur galon dont da veza, pa vez entanet gant ar gasoni !... Ne ouien ket, me ivez, arôk breman... Met Janned a deus graet skol d'in war ze, en eur dont d'hon zeurel er-maez an ti-man... ha mar bez waz... Piou a dleo tamall nemeti h'ec'h unan ! ma karje, n'he doa ket sachet ar c'har war he c'hein !

SOEZ, en eur sellout mat outi

Hag ec'h eus lavaret da diweza gêr war ze ?... Alo ! d'eomp arôk, neuze, Annaïg !

ANNAIG

O. Soëz, mont d'ar gêr, ac'han, hep ar stur hag ar roenvou ! Petra 'sonjet ?

Soëz a grog e brec'h Annaig hag ec'h eont arôk o diou.

---

## IVet PENNAD

MON, MARIVONIG ha YANN

MARIVONIG, juntret he daouarn

O, mamm goz ! me ho ped... en ano Doue !!

YANN

Hag ar paourkaez Yfig, a ya da veza beuzet, marteze !...

MON

Roit peoc'h d'in, bugale ! N'eo ket diouzoc'h dont d'am barn, moarvat !... An O. Doue, hen, e vin barnet gantan, eun deiz... evel ma tegas hirio ar walenn a gastiz da boueza war Janned ar C'hastell-Meur... Pa vo, bet 'n em reudet, eur pennad, evid an divaloerez he deus graet d'imp, e kompreno, marteze !... « Kaout poan, awechou, a zo mat, da zigeri an daoulagad ». Pep hini d'e dro, eme ar Cheker, pa oa e vab o vont d'ar prizon, hag hen e-unan o tont er-maez. Ha ma zro-me a zo bet re alïes betek breman, a sonjan. Alô ! erru eo diwezat an noz anezi... ha warc'hoaz e tle beza eun tamm bec'h aman... It d'ho kwele, bugale, ha nozvez vat d'eoc'h...

YANN

Kousket, fenoz, mamm goz !... Biken n'allin kousket.

MARIVONIG

Alo ! Yann, deus, lavaromp da-vihana hon « fater », diouz hon gwella, evid ar re a zo breman e riskl o buhez, war ar mor, n'eus forz pelec'h, pa 'z eo gwir, koulskoude, n'allomp ket ober ken evito.

MON

Ya ! an diweza pedenn en ti-man... ha ma c'halon a zo ker klanv ! ken trubuilhet eo ma spered, ker glac'haret ez oun, o welout petra 'c'hoarvez ganimp, ken n'ounn ket peseurt pedenn a c'hallfen-lavarout ken... d'eomp d'ezi, da welout koulskoude... marteze...

Daoulina a reont o zri hag e reont sin ar groaz : En ano an Tad, hag ar mab...

MARIVONIG, a izel-vouez a grog da lavarout ar pedennou... hag eur pennadig goude, e lavar a vouez uhelloc'h :

Hon Tad pehini 'zo e Nenv... hag ar peurest.

MON, a respont ganto a vouez eun tamm izelloc'h

Roit d'imp hirio, hon bara pemdeiek... pardonit d'imp hon « ofansou » evel...

Môn a chom e span hag en eur sevel en he sav, e lavar a vouez krenv :

Nann ! nann ! biken gaou ne lavarin !... lavarout e pardonan !... lavarout gevier, d'an O. Doue !... biken !... « Evel heol Doue, dreist ar menez, e tle para ar wirionez ».

Hag e chom pleget he fenn ganti e tre he daouarn, eur pennadig ; — Marivonig ha Yann adalc'h bepret gant o fater ; hag echu d'ezi, ez eont da gichen ar prenestr, da selaou an avel o c'houeza ; — Môn neuze a ya c'hoaz ganti pelloc'h.

O, ma zad ! O, ma mamm ! O, ma zad koz ! O, mamm goz... ha c'houi holl, kerent, mignoned, amezeien ; c'houi holl hag hoc'h eus renet eveldoun, eur vuhez a boan, a drubuilh, hag a c'halc'har !... c'houi hag a zo breman ken evurus, du-hont, e Baradoz an O. Doue, elec'h n' eus nemet madelez ha karantez e peb doare, elec'h n' eus droug ebet ha n'all beza droug ebet, o, me oc'h asped, deuit c'houi da lavarout d'in petra a dlean ober !... Komzit... lavarit d'in eun dra bennak... Ha !... aoun am eus... krena 'ra ma izili dindanoun... Petore liou a devo ho komzou ?... hag hen ne vo ket blaz an trenk, blaz ar c'houerv, warno re !... Pardoni !... Savetei he mab d'an hini a deu d'am deurel er-maez an ti-man !... Ha ! c'houi da vihana, n'eus ket deut biskoaz eur glac'har a seurd-man da ranna d'eoc'h ho kalon !... Aman ez oc'h bet marvet evid an darnvuia, er gwele-kloz-se e oan e sell da rei ennan ma huanadenn diweza, e peoc'h gant Doue ha gant ma nesa. Hag ar re all a zo bet chomet du-hont e-kreiz ar mor, e kreiz ar mor-ze, o doa kalz muioc'h a garantez evitan c'hoaz eget evid an ti-man... Ha me... a renk mont

er-maez, abalamour da ugent skoed... eun netra ! Truez ebet... nag ouzoun... nag ouz ar vugaligou-man !... Nann ! nann ! biken ne bardonin !..

MARIVONIG, bepred e kichen ar prenestr...

Mamm goz ? mamm goz !... en e sav du-hont war beg an dosenn, ar Penven-Koz a sell e-trezek aman... hag a seblant lavarout d'imp hasta... arru eo ken tenval an noz, mar deo a-vec'h d'imp gallout hen gwelout.

YANN

Ya !... met ar mor a zo dichadennet awalc'h... Sellit penôs en em sko du-hont, o eonenni, war ar reier... lavaret e vefe, eur bagad kezeg gwenn o tont, d'an daoulamm ruz, da sevel, a big, war an tornaod... Ha ! pa ver e douar, e vez c'hoaz muioc'h a aoun rag ar mor o c'hoari e benn, eget pa ver e bourz eur vag bennak...

MARIVONIG

Ya ! Ha pa c'houvezer dreist-holl en em gav du-hont, e unanik... en eun tamm koz bag a netra... eur paourkaez malevrus, a ne anavez ket ar vicher, o vont da veza beuzet marteze...

MON, evel droug enni

Ro peoc'h d'in !... meur a hini all a zo bet lonket gant ar mor !

MARIVONIG

O, mamm goz kaez !... en ano Doue ! bezit truez ouz Yfig Barzig ! Bezit truez ouz he vamm ! ma vijec'h en o « flas » !...

MON, gant rustoni

Serr da c'henou ! Bez e'z eus tud all, o c'haloun rannet gant ar glac'har, ha war goll o fenn, gant ar boan-spered, ha ne vez ket truez outo !

YANN

O, mamm goz ! ma vije bet tadig koz aman, e vije bet aet, hen !

MON

Marteze (*eun tamm a goztez hag a vouez izelloc'h*) met hennez a oa gwelloc'h kalonet egedoun-me.

YANN

Ne vije ket bet pell o kemerout ar stur hag ar roenvou... buan e vije bet lammet en e vag... ha, diouz red, e vije bet aet e unan.

Hag hoc'h eus lavaret, mamm goz ! e oac'houi breman, ar vestrez aman... Ha ne fell ket d'eoc'h, e vefe kemeret nag ar stur, nag ar roenvou !

MON, en eur vont e trezek Yann hag en eur ober eun tamm difreta d'ezan, krog en e vrec'h

Petra ! ne roy ket a beoc'h ! Setu aman, marteze !... Lavaret am eus d'it

c'hoaz, n'eo ket... d'it d'am barn... Ha forz a ra d'it petra 'rin-me ! Mar doun, me ma unan, kiriek d'ar walenn a gastiz a renkomp hirio plega hor choug dindani... ac'hanta neuze, ar bec'h anezi a gemerin evidoun ma-unan... setu aze !...

MARIVONIG

Yfig Barzig, hen, a zo divlamm awalc'h... ha koulskoude...

MON

Gwir 'eo ! !... Ar re veo hag ar re varo, holl e lavaront d'in pardoni ! Seblantout a ra d'in klevout o mouez truezus o tregerni dre aman... Ha n' eus nemet an tamm koz kalon aheurtet-man, kaletoc'h eget eur maen... hag entanet gant ar gasoni... a ne selaoufe ket o mouez. Ha ! Ma Doue benniget, c'houi oar mat, Môn ne oa ket eur plac'h fall, met graet a zo bet d'ezi kement a zroug !!...

MARIVONIG, e kichen ar prenestr

Mamm goz ! Soëz a zo arru adarre war he giz... ha digeri 'rin d'ezi an nor ?...

MON, juntret he daouarn ganti, dirak ar greuseufi e pign ouz ar voger

O, ma Doue, en ho kenver, ivez, an dud a zo bet gwall dîanaoudek... hag hoc'h eus pardounet koulskoude... (*Mont a ra da zigeri an nor*).

---

## Vet PENNAD

### AR MEMEZ RE, SOEZ

MON, da Soëz

Buan, Soëz, hastomp buan... ar stur... ar roenvou... gant ma ne vimp ket re diwezat !... Ha ! ma vije bet Kerdu aman !... (*Mont a ra do zapout*).

SOEZ

N'hen dije ket lezet ar re all da vont, hen !... Met, dousaet ha diskennet eo, eun tammig, an avel, breman, hag ar Penven koz ha me, e teuy ganimp, an taol da vad, a gredan, mar kavomp eun tamm mous bennak da zerc'hel mat d'ar paol...

YANN, en eur vont e trezek e vamm goz

Mamm goz ?...

MON, ouz hen starda war he brennid, gant euz

Te ! Nann ! Nann ! biken !... An A O. Doue ne ç'houlenn ket kement se diganin, memez tra !!

SOEZ

Bah ! Môn, hen lez da zont... Kaout a ra d'it, e kemerfe, an A O. Doue, d'a vab bihan, diganit, fenoz !... pa glevez e vouez o lavarout d'it rei dorn da savetei egile... an dra-ze n'all ket beza !... Ha neuze biken ne gavo amzer vravoc'h evit mont war e vicher... Ha ! ma vije bet Kerdu, aman !

MON

Ma vije bet Kerdu aman !... Gwir eo !... Ac'hanta, en dije lavaret d'it mont.., Kerz neuze 'ta !... ha Doue d'az pennigo !... Eus lein ar Baradoz elec'h ma 'n em gav breman evurus, gant Doue... Kerdu, e seblant d'in hen klevout o lavarout d'it an hevelep komzou... Kerz eta, ma fôtr bihan, ha sant Erwan hag ar werc'hez gant an Otrou Sant Goneri venniget, d'az mirout a bep droug !...

YANN, en eur vont gant prez, da bokat d'e vamm goz

O Mamm goz ! Mil trugarez ! Bennoz Doue d'eoc'h !

MON, ouz hen pellât diouti

Ya ! kerz, ma fôtr, ha hast buan... Ha breman, ni hon diou, Marivonig, lavaromp hon Fater : (*daoulina a reont*).
Hon Tad pehini 'zo e Nenv...

*Hag ar ouel a gouez : Echu eo !*



